WIKIPEDIA

# Nepaleg

Ur yezh indez-aryek eo an **nepaleg** (*nepali* नेपाली pe *khaskura*) komzet gant tro-dro da 16.000.000 den en holl e Nepal, Bhoutan ha lec'hioù zo eus India ha Myanmar.

Unan eus yezhoù ofisiel India an hini eo hag ivez yezh ofisiel Nepal, ma vez komzet evel yezh kentañ gant tro-dro d'an hater eus ar boblañs a meur a hini all a zo barrek warnañ evel eil yezh.

Tost-tre eo an nepaleg d'an hindeg met degemeret ez eus bet gantañ nebeutoc'h a c'herioù o tont eus ar perseg hag ar saozneg hag oc'h implijout muic'h a c'herioù a orin sañskritek.

Gwechall e veze skrivet gant un doare-skrivañ ispisial anvet ar skritur boudjimolek (*bhujimol*), met hiziv e vez implijet kentoc'h ar skritur devanagari.

## Gwelet ivez

- Roll yezhoù ofisiel India